# GWALARN

## TAOLENN





126

MAE

1939

Hep dale

GERIADUR BRAS BREZONEK-GALLEK

Roparz Hemon

# TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

TAOLENN

# DIGORADUR

En eur skriva ar c'hrennsonennou-mañ e oa soñj ganin eus ar re, dianav o anoiou, a ouezas paka dindan eur c'hrennlavar muioc'h a varzoniez eget e gwerziou hir,

Ar re a savas divinadennou a-seurt gant houmañ diwar-benn al loar :

Rouanez da noz,
Intañvez d'an deiz,
Blingerez er poull
Nijerez er gwez,

Hag houmañ diwar-benn eun neiz-pig :

Manerig uhel-savet,
Hag a zaou du toullet,
Hep talar na gwimeled.

Daoust ha n'eo ket barzoniez, divina darempredou kuz ha kevreou beo an traou ?

Ha koun am boa eus ar vamm a gempennas eun deiz d'he bugale ar rimadell-mañ, goude tañvaat douster heol Doue :

Me 'm eus eur moutig brao,
Na gar nag an noz nag ar glao ;
Kement a sked a zo d'ezañ
Ma n'hellan ket sellout outañ.

Tud ar bobl hag ar maeziou e oant, met en o zouez e plije d'an Awen he bleo aour diskenn a-wechou da gana evito, eur sonenn verr, dizivïus, ouz he menta blim gant beg mibin he zreid.

# DANVEZ EVIT AR POELL E-GIZ EUR FOLLENN-HEÑCHA

Teir bazenn a zo e buhez ar spered : FALTAZI, SOÑJ, MENNAD.

## I

Ar faltazi, en he stad c'hlan, eo an huñvre.

1. Skedus, hogen dibad, eo skeudennou ar faltazi, traou skoemp a deuz pa vezont sellet a-dost gant ar poell. Peogwir ez eus er varzoniez eul lodenn vras a faltazi, em eus pedet ar poell e penn kenta al levrigmañ, da chom a-dreñv hep goulenn re.

2. Kousket an den e sklerijenn e huñvre, kousket an douar e sklerijenn al loar, pep hini moret er faltazi.

3. Hoalerez a zo gant taolennou ar faltazi, ha daoust d'ezo beza bresk, e plij d'imp o arvesti. Bez ' o deus douster flour ar bannou-loar. Siouaz ! E nerz an deiz ne bad ket ar bannou-loar. Ha n'hell ket dourn an den o c'hutuilh nag o mirout, dre m'emañ ivez e dourn an den, nerz feuls bro an deiz. Ma c'hellfe da vihana eur Gobelin, o veva evelto e Bro ar Faltazi, trouc'ha d'imp eur guchennad anezo ! Rak bleo an Noz int moarvat, blin ha kuñv evel seiz ?

4. Pe marteze ez int evel neudenn eun droc'houzoug, perlez o luc'ha warni, ha setu perak pa dorr ar Gorriganed an neudenn, en eur c'hoari, en eur zañsal, e vez fuilhet war al leton takennou-boem ar reo.



## II

1. Araok d'eun den, pe d'eur bobl, kavout stummspered, e ranker striva e-pad pell. Met savadur ar soñj, araok tizout an neñvou, 'zo gwriziet en douar. An douar, ar c'horf, an ijin, tri dra kevreet etrezo. en doare ma 'z eo temzet ar c'horf gant an douar, ar spered gant ar c'horf.

2. Eun dastumer eo ar spered, eun teñzorer,

3. Eun arvester, diskuizus e nij.

4. Eus prenestr va c'hambr e plavan a-us da Gêr, ha goude ar glao e sellan : toennou teñval a lintr dindan eur sklerijenn dous-dous ; an tilh noaz e-kichen aze, a vez gwisket a zasskedou fiñvus gant ar beradou glao. Luc'h ha tint a sav neuze em spered, peogwir eo boull ha lugernus, evel an dour hedro, evel an diamant kalet-treantus, peogwir eo sklintin.

5. Ibiliou-lagad an den o trei hag o trei e kreiz ar gwenn, a zo heñvel ouz steredennou, en eun neñv gwenn-kan, o vont gant o hentou, war glask. E kreiz an imbourc'h, amañlenn, war an douar, setu roudou eun troad dianav, hini mestr ar bed !

6. Fiñvus ha boull eo va spered evel eun dakenn dour, naoniek evel eul lagad, mestr-kaner evel eun evn. Hag heñ o veza prederour, e fell d'ezañ gouzout eus pelec'h e teu d'ar boudou o sked.

7. An Dourwreg eo bepred va spered, eur melezour a sell ouz eur melezour. Dindan elienennadur ar gorre e par daoulagad beo mestr ar boudou. Adalek an diskouezataet ez a an ene betek bezañs Doue.

III

1. Glac'har ha levenez eo ar vuhez gant eneberez trumm ha kriz a-wechou.

2. Koulskoude, pep poan kemeret diouz he zu mat, he deus he zalvoudegez : goude garm ar goañv, e teu bleuñv frondus an hañv, seul badusoc'h m'eo bet douret mat an douar gant ar glaveier. Takennou glao-goañv e brankou noaz ar gwez 'zo hañval d'in ouz daerou chomet e malvennou daoulagad hollgaer. Ha dre ma 'z int kaer, ne gav ket d'in e vefent c'houero.

3. Daouduek eo pep tra. N'eus ket levenez hep keuz, evel ne deus ket glac'har hep gounid.

4. Eur builhentez-vuhez diheskus eo an nevez-amzer. Koulskoude n'oar ket al lodenn vrasa eus an dud kendridal ganti, dre n'houlont ket mont er gorolladeg, na spluja er feunteun veo. Touellet e vez an dud gant o emgarantez. E-lec'h kana gant an holl-ved e klaskont hepken tenna dioutañ evit o flijadur, hag e weñv etre o daouarn pez a c'houesaent evel ma weñv, a-vec'h kutuilhet, bleuñv gwenn ar c'hokuloz gouez (1).

5. Hadou ha viou ; bleuniou hag evned, traou heñvel, kensturiek, d'ezo an hevelep lañs.

6. C'hoantou ar galon, evned o nijal, traou heñvel : birou skañv int ha koulskoude tenn en o lañs.

7. Karomp pep buhez, ha na flastromp ket ar gened a zizac'h : na bleuñv, nag evned, na youl vat.

(1) Kokuloz : *anémones*.



8. Hag e barr hon ene en em zispako an teir galloudez doueel, ar Feiz, ar Goanag, ar Garantez. Ar Feiz, dister a-dost, a sked da bell evelato.

9. Ar Goanag, dihun bepred evel steredennou an oabl, a bed gant mall hag ezomm.

10. Ar Garantez a zo darempred etre an traou, heñvelediguez, emgleo, emsell, kenson etrezo. Na lazomp ket ar sonerez, bezomp reiz gant pep tra ha gant Doue, bezomp heñvel ha disheñvel, disrannet ha stag : setu reolenn ar c'han.

I

# HUÑVRE

## 1. BRAGERIZ-NOZ

Brageriz-noz war dal ar beure, a C'hliz !
Ne zalc'hez ket rak goulou kriz !
Na zeu ket, hizio, Poellataerez,
Da laza pez a zo ken mistr !

## 2. HUN

Edan e c'holo-noz eo kousket korf ar bed,
Hag an den 'n e zilhadou-gwele.
En eneou ' lugern al loar,
He sklerijenn 'vel eun huñvre.

## 3. BANNOU LOAR

— Arc'houere-mae,
Trouc'h d'in e-pad va hun,
Eur stuc'henn vleo eus penn an Noz !
— Perak ?
Ne bado ket e sked an deiz.
— Nemet araok, e c'hellin steki
Ouz kuñvder seiz o danvez blin.

## 4. REO-NOZ

Mar plijfe d'eoc'h, Bugelien noz,
Mont da derri gant ho taouarn
Neudennou luc'hus bannou loar,
'Vel perlezennou eun dro-c'houzoug
Fuilhet trumm e-kreiz ar c'hoari,
' Ruilhfe c'hoaz takennou-boem
War leton ho tañsadeg c'hlas.



II

# SOÑJ

## 1. KEVRIN DOUAREL

War demz kantvedou hir, o kened !,
' Vleugn hizio gwez avalou.

Da stumma da demz-korf,
Gwel, remziadou a-steud...

' Raok kavout temz-spered, va ene,
Keit all enklaski er c'hevrin.

## 2. KROGEN-VOR

Truilhek eo va diavaez ! Petra vern !
Ennoun e lugern eur palez.
Unan hag unan e taspugnan
Gant hirboelladi fulennou splann,
Dasliviou mantell ar beure,
Treluc'h an oabl e c'hoari ar c'huz-heol,
Ennoun e savan Palez meur ar Perlez.

## 3. PLAVEREZ VA SOÑJOU

Evel nij eur vandenn goulmed
A dro hag a dro a-ziouz Kêr
Hep skuiza...
Mezevennet gant fraoñv an aer,
Arvesterez hir va spered
E troellennou an ec'honder.

## 4. TRIADENN

Eur sklerijenn wenn
War doennou lemm
Evel lufr an dir
A lintr.

Ha dasskedou kann
Ar beradou glao
A-ispilh en tilh
A strink.

Ha va spered boull,
Diamant ha dour,
Dindan touch al luc'h
A dint.

(Goañv 1937)

5. ROUDOU

Va daoulagad,
Sterennou glas o trei e neñvou kann,
Ruilhit 'n hoc'h ec'honderiou gwenn.
Rannvedou marzus a zo digor,
Rannvedou-marz, d'o fleustri holl...

O klaskit d'in,
'N ho redou mibin,
Roudou frondus 'n hini ' garan,
Ken na baro, boem hollskedus,
Tro an hent, e vezañs trumm.

6. TAKENNOU BEO

Petra eo ? Takennou glao
A lintr er brankou noaz, takennou beo,
Eme an evn o sellout outo,
Takenn e lagad ouz eun dakenn.

« Derc'hel a ran eur penn eus neudenn al luc'h
Nemet pelec'h emañ beg ar penn all ?
Hag eus pelec'h e teu en oabl al lugern-se
A ro he sked da dakenn vras an heol ? »



7. DOURWREG AL LENN

Dourwreg al lenn, en he falez,
He deus eur melezour, 'giz eur voull,
'Lec'h e wel skeudenn kement tra 'zo,
Ha dindano damguzet, e lugern engalvus,
Daoulagad c'hoantaet he c'hariad peurbadus.

III

# BUHEZ-KALON

## 1. GLAC'HAR

— Mont a rez war-raok betek ar gêr,
Chañs ac'h eus !

— Ya, maro eo va mamm,
Ha ne oan ket aze.

— A, keuz !

## 2. DAEROU-GOAÑV

Da zaerou,
Avel drist ar miziou goañv,
A skuilhez taer gant leñv ha garm,
Ne gav ket d'in e vefent c'houerv
P'o gwelan ez malvennou du.
Rak enno ' kuz ar vouilhded puilh,
Ha frouez ar striv ha gopr ar bre.
Arc'hoaz,
Kuchennou hir da vleo e bleuñv
A skigno d'imp o frondou-hoal.

## 3. GLAO NEVEZ-HAÑV

O koueza 'mañ ar glao,
Hag e vefe daerou ?
O koueza 'mañ ar bleuñv
Diouz ar gwez avalou.
O keuz e kalon an Nevez-hañv !



## 4. KOKULOZ GWENN

— Kokuloz gwenn, kokuloz gwenn er c'hoad !
Plijusat sellout ouzoc'h !
— N' hor c'hutuilh ket, n' hor c'hutuilh ket,
Ni ' zo gouez, n'houlomp ket mont ac'han.
Dioustu e varvfemp ez pizied
Gant keuz d'ar c'hoad bras,
Hor penn kouezet war hor gouzoug laosk.
— A, bleuniou bresk, perak ?
N' houlit ket dont ganin ! Perak ?
— Evit da c'hervel er-maez eus da lorc'h...
Ne fell ket d'imp mont d'az karc'har
Pa c'houez ennomp holl spered ar bleunierez ;
Ne welez ket e sell ouzimp ar stered gant erez ?

## 5. KALA-MAE

Evned a zigor 'vel ma tarz an hadou.
En o lañs e tibrad ar bleuniou.
Ar vuhez a gemer he nij.

## 6. EVNED

Bir o fraoñval,
C'hoant askellek,
Lañs a richan...

Skañvderiou kaer
Ho korfou tenn,
Va c'hoantou berr !

## 7. NEIZIOU

Greun a vuhez ' zo bet hadet e beg ar bleñchennou,
Gwenn ha glas-mor, ha pers ha brizellet.

Emaint o tiwana...
O, 'vit ma kano an deiz,
Diwall diouz o flastra !

8. NEVED

Em c'hreiz ' anavan eur gambr milgaret
A sklaera goulou dous eur greuzeulig ;
Eus a bell e sked en noz dall
'Vel eur sterenn, ar goulaouig.

Ha petra vern mar c'houez an drougavel !
O keneil, stankomp an nor ouz hec'h ernez,
Ha tomm va nerz, bepred, ouz da galon,
Ha ro d'am flamm, bepred, eoul nevez.

9. GORTOZ

En oablou teñval va nozveziou hir
E vez dihun bepred steredennou va spi.
Em liorz, evidout, e tigor ar bleuñv-noz ;
Ra savo d'az kervel o frondou digloret.

Deus, na zale ken, sklerijenn va beure !

O, teurvez damsellout ouz dremm va goanagou
Ac'h eus krouet ennoun 'vit da zudi !
Mar ne bar ket warnoun minc'hoarz da zaoulagad
Kened an deiz, em ene paour, ne vleunio morse !

10. C'HOARI-GOULOU

O, flourad ar goulou war strinkou ar stivell,
Klogorennou, kregin-perlez, kanevedenn !



O, c'hoari mousc'hoarzou, a 'n em vann an traou
Evel eur volotenn er c'hoari-paliked !

A daol-trumm, e dour ar stêr, dared war skant an [darzed !
E dremm an den, ô dared a daol-trumm ! tarzad e [zaoulagad.

Luc'hadennou boudou war dour-fiñv va spered.
Goulou tan va Doue 'kreiz va ene.

Aotrou, diskouez hizio d'in, sklerijenn da zremm !
Brao e kavez va daoulagad pa sellont ouzit !

# KLOZADUR

## BRAGERIZOU AR BRIÑSEZ

Bam he c'halon hag he spered a oa d'ar Briñse hont he c'hasedigou, treset warno stummou mist loened ar bed ha liviou glana ar bleuñv-avalou.

Alies e teue da sellout outo evit adnevesaat he jadur. Ha kenson e oant ganti, ken mistr hec'h iz ken skañv liou he dioujod ma n' ouied ket hag a oa he skeudenn pe hi ar skeudenn anezo.

E-barz he c'hasedigou he doa klenket an teñzori marzusa holl, a blije d'ezi o mirout e frondou kevr nus ar jesmi.

Evit o dastum, he doa kaset, eun deiz, he brag rizour kizidika da vonet dre ar bed gant e weren greski hag e vindedou al linkusa, da sellout piz ou pep tra, o poueza, o kenboueza, evit gouzout talvo degez an traou.

Pa voe distro he c'hannad, en em lakaas ar Briñse d'he zro, gant ar bouezerez linkus, da geñveria do reou kuz an holl binvidigeziou dastumet, 'vit renka en eur gensonadeg vamus.

Ijina ' reas barzonegou hag a felle d'ezi seve strinkus evel ar mein-diamant, frondus evel ar bleuñ koukoug meur pa zigoront e miz c'houevrer, gwe zennou hag a chomfe da destenn ar gensonadeg.

Hag alies e teue da sellout outo evit adnevesaat h flijadur...

Eun deiz e teuas adarre hervez he boaz.



Bepred e c'hoarie war he c'hasedigou, linennou mistr al loened skañv, bepred e oa ken flour ha ken glan liviou gwenn-roz ar bleuñv avalou. Met ne gavas ken e oant disi.

Na nep tra en he zeñzoriou, ne gavas ken e oant disi.

Ha gloazet e voe he c'halon, ken gloazet ma ne voe ket evit derc'hel war he mouez, ha ma tregernas ermaez he garmadenn.

Diwar neuze ne oa ken eviti netra disaotr, nag hi na netra war an douar. Ha kaer he doe kas he bragerizour adarre dre ar bed holl, ne gavas netra disaotr, nag hi na netra war an douar.

He madou dastumet gant kement a breder, o forana a reas... Hag ar bobl o c'hemere hag a c'hoarie ganto hep gouzout o friz.

Hi ne viras ganti nemet o frond, an hini a sav diouz o eneou doun hag a blij d'an Aeled pa 'z eont dre ar bed. Ne viras ken nemet ar soñj anezo hag ar c'hoant d'ar Beurgened, 'leiz he daoulagad glas hag he divrec'h astennet.

MAODEZ GLANNDOUR.

# NOTENNOU-KLOKAAT DA ISTOR AN DOÑVA-LOENED

Amañ war-lerc'h eun nebeut notennou da glokaa[t] pez a zo bet lavaret e kevrennou moulet *Istor ar Be[d]* a-zivout doñvidigez al loened.

## I. An Olifant.

N'eus arvar ebet ez eo bet doñvaet an olifant en Indez da genta ha gant henvroïz. Kreizennou-aoza-sevenadurez oberiant-meurbet a zo bet e kevrenn walarn India, e traonienn an Indus, kerkent ha dibenn ar pevare milvloaziad kent H.S. ha da gredi eo ez eo en em astennet o levezon keit ha stêr Ganga war-du ar Reter hag arvor an Indez ledenezek (Prezidantelez Vombae ha Prezidantelez Vadras bremañ) war-du ar C'hreisteiz (1).

(1) Lenn Seur John Marshall, *Mohenjo-daro and the Indus Civilization*, 3 levrenn, London, 1931, hag e galleg E. Mackay, *La Civilisation de l'Indus : fouilles de Mohenjo-daro et d'Harappa*, troïdigez gant A. ha H. Collin-Delavaud, 1936. Bras ha paot an heñvelderiou etre hen-sevenadur an Indus ha sevenadur Kentelamiz ha Sumeriz Kaldea (C.L. Wooley, *Les Sumériens*, troïdigez c'hallek gant E. Lévy, kentskrid gant an Doktor G. Contenau, 1930). Roudou stank diwar sevenadur an Indus a zo bet kavet er Beloutchistan : Hargreaves, *Excavations in Baluchistan* ; Seur Aurel Stein, *An Archaeological Tour in Waziristan and Northern Baluchistan* ; *An Archaeological Tour in Gedrosia*, war *Annual Reports of the Archaeological Survey of India*, Kalkutta, 1929, 1931, eñvorskridou 35, 37, 43. A-zivout darempredou ragistorek ha kentistorek (raghenisto-



Degemeret eo bet an olifant doñv gant an Arianed a argadas ar vro etro an eil milvloaziad kent H.S. (2). ha da loen roueel ez eas en o zouez. En Indez, war a lavar d'eomp Strabon, n'oa nemet ar roueed a gement o deveze ar gwir da gaout olifanted en o c'hrevier (3).

Eus an Indez en em ledas etrezek ar C'hornog boaz an olifant doñv er brezel e mare warlerc'hidi Aleksander Veur. Ar C'hresianed a oa aet da sevel

rek) etre Morkreizdouaregiz ha Dravidiz, lenn gant argred hag a-wechou zoken gant diskred ar pennad II (*L'Inde dravidienne et la Méditerranée égéenne*) e levr C. Autran, *Mithra, Zoroastre et la préhistoire aryenne du christianisme*, 1935. Diwar-benn heñvelderiou etre listri-mor Aegaïz ha listri-mor Dravidiz, labour Hornell war Eñvorskridou ar *Royal Asiatic Society of Bengal*, levrenn VII. A-zivout heñvelderiou-all en azeulerez (mein, mougeviou, h.a.), hini Hutton, *Census of India*, 1931, Kevrenn I (Delhi, 1933), p. 393 *et sequitur*.

(2) Kenta kevrenn India aloubet gant an Arianed eo bet traonienn an Indus end-eeun, ha da genta-holl al lodenn hanternosa anezi : Bro ar Seiz Stêr, *Sapta Sindhava* e sanskriteg, *Hapta Hindu* en iraneg (ar Pendjab « Bro ar Pemp Stêr » eo bremañ). Dianav d'eomp amzer resis an aloubadenn-se : etre 2200 ha 1500 kent H. S. emañ ar mare gwirheñvela. Mat eo evezia amañ e veze gwechall astennet ledanoc'h etrezek ar C'hornog ano an Indez. *Indikê leukê* « Gwennindia » a veze graet a-wechou gant Gresianed an Hen-amzer eus ar broiou anvet bremañ ganeomp Afganistan ha Beloutchistan, hag er Grenn-amzer e veze lavaret *India minor* « an Indez-Vihana » eus uhelenn-veur an Iran en he fez, L. de La Vallée-Poussin, *Indo-européens et Indo-iraniens : l'Inde jusque vers 300 avant J.-C.*, 1924, p. 85-101. Ne vo ket didalvoud degas da goun ez eo dianav da Indeziz an ano a *Indez*, *India* a vez graet eus o bro gant Persiz, Europiz ha Sinaïz (dre ar Bersed eo o deus Sinaïz anavezet an Indez). Ober a reont eus o bro *Bharata* pe *Jambudvipa* « Tir ar Jambouzenn » (anvet e vez evel-se ganto ar wezenn sakr *Jambosa vulgaris*, avalenn India), ibid p. 105, n° 2.

(3) Gwelout Douaroniez Strabon, troïdigez c'hallek gant A. Tardieu, levrenn IV, *Table alphabétique et analytique*, 1890, p. 186, ouz ar ger *Elephant*.

rouanteleziou en Azia hag en Ejipt a reas gant[...] ha diouz o skouer e reas Karthadiz, pelloc'h er C'ho[...] nog. Er poblou-se, an dud a rae war-dro an olifante[...] doñverien pe bleustrerien, renerien pe doucherie[...] a veze bepred tud bet galvet a-ratoz-kaer evit-se eu[...] an Indez. Bez' e veze anezo Indeziz a ouenn hag [...] c'hanedigez. Eus an Indez avat ne veze ket bepre[...] degaset an olifanted a zamesaent pe a vlenien[...] Karthadiz a reas o mad eus an olifanted gouez a o[...] neuze o veva en Norz-Afrika (4).

An olifanted norz-afrikat-se n'oant ket kerkou[...] brudet ha re an Indez. Bihanoc'h e oa o ment h[...] n'oant ket ker kreñv ha ker kadarn. En emganno[...] n'oant ket evit tala ouz an olifanted aziat. An enep[...] rik eo hag a zo gwir hizio. An olifanted o veva e[...] Afrika en tu diouz ar C'hreisteiz d'ar Sahara (Afrik[...] ar Vorianed, *Black-Africa* « Duafrika ») a zo bra[...] soc'h, kreñvoc'h ha kadarnoc'h eget re Azia. Eu[...] ouenn diouti hec'h-unan hag aet war zisteraat e oa[...] ar ouenn-olifanted a veve e Berberia en Hen-amzer[...]

N'ouzomp ket hag e tenne d'ar ouenn disteraet-se[...] olifanted Siria bet diouennet e-kerz an eil mil-vloaziad kent H.S. gant hemolc'hadegou diboell ar[...] Sirianed, an Ejipsianed, an Hittited hag an Assi-rianed (5). An olifant a veze grael anezañ *pilu* en[...]

(4) A-zivout olifanted Norz-Afrika, e vo kavet traou dudius-kenañ da lenn e levr E. F. Gautier, *L'Islamisation de l'Afriqu[e] du Nord : les siècles obscurs du Maghreb*, 1927, p. 145-62. Len[n] ivez Stevan Gsell, *Histoire ancienne de l'Afrique du Nord*, I, 1918 p. 74 *et sequitur* ; IV, 1920 (*La Civilisation carthaginoise*). Di-war-benn ober gant an olifanted er brezel, P. Armandi, *Histoire militaire des éléphants depuis les temps les plus reculés jus-qu'à l'introduction des armes à feu*, 1843.

(5) Gouzout a reomp dre izelvosou hag enskrivadurioù Hen-



assirieg, *pil* en aramaeg, ha beo mat emañ hizio e'hoaz ar ger-se en arabeg *fil*, er persianeg hag en afganeg *fil* (6). N'omp ket evit lavarout pe andon a zo d'an ano-se. Degas a ra da goun (nemet gwall-douellus e c'hell beza an heñvelder-se) ano an dant e yezou ragariek an Indez : dravideg *pallu*, *pal* « dant », gevredaziadeg *bala*, *bal*, *palo*, h.a., « dant-olifant », diwar ar wrizienn-c'her *bal* a zo « korn » ar sler anezi. N'eus souez ebet da gaout o welout ano an dant o vont da ano al loen a zoug an dant. Heñvel a c'hoarvezas e gresieg e-lec'h ar ger *elephas*, kent lavarout « loen-olifant », a dalveze « an danvez a ya da ober an dant-olifant » (7).

E dravideg, *Paloura* « Kêr an Dant » a veze graet eus ar gèr-veur vrudet anvet *Dantapoura*, *Danta-koura* gant an ariegerien (8). Kêr-benn ar C'halinga e oa, eur rouantelez c'halloudek etre genou ar Ganga ha genou ar Godaveri. En he bleuñv edo er c'henta

Ejiptiz e veze degaset gant tud Kanahan da druaj d'ar Faraoned dent ha menned olifant. Lazadegou olifanted e Siria a zo keal anezo en enskrivadurioù assiriek hag ejiptek a-herz ar roueed.

(6) En albaneg e kejer ivez ouz ar ger *fil* « olifant ». En alba-neg evel e persianeg hag en afganeg ez eo deuet eus an arabeg dre hent an Islam hag al lennegez islamek. — Dre bersianeg ec'h arouezian yez Persia evel m'emañ bremañ. Dre bersieg pe ber-seg ar yez evel m'edo en Hen-amzer. Ker bras an disheñvelidi-gez etre an diou yez-se hag an hini a zo etre ar brezoneg hag an hen-geltieg pe an hini etre ar galleg hag al latin.

(7) Ano ar gevrenn o vont da ano an bollad, eun darvoud hennez a gejer outañ alies en istor ar yezou. Evel-se, da skouer, e sanskriteg, ano ar rod a zo aet da envel ar c'harr en e bez.

(8) *Danta* « dant » e sanskriteg. Ar geriou hen-indezek *pou-ra*, *koura*, *goura*, *oura*, *kara*, *gara* « kêr » a zegas da goun ar sumereg *gar* « kloza », *kar* « moger », *ingar* « mogeriou eur gêr », *gar*, *kar*, *kur* « boda », *uru* « diazeza, annezlec'h, kêr », J. Przyluski, *Bull. Soc. Ling.* 1926, p. 218-29.

milvloaziad kent H.S. ha laket e veze neuze d'ar roue warni an ano-meur a *Sakravartin* « Rener Kelc'h ar Bed ». Gant tud eus ar C'halinga e voe kaset ar sevenadur indezek da Valezia ha da Indez-Sina. Ac'hano an ano a *Kling* laket da Indeziz-holl gant Maleziz.

Anoiou sanskritek an olifant, *hastin, karin*, a zo tennet eus *hasta, kara* « dourn ». Frizourneg a drofe mat a-walc'h an anoiou-se e brezoneg. Diouz skouer anoiou an olifant e yezou ragariek an Indez moarvat eo bet savet *hastin* ha *karin* gant an ariegerien. Anoiou diwar geriou o talvezout « dourn » a zo bet laket d'an olifant er yezou-se :

Indonezieg *liman* « olifant », eus *lima* « dourn ». Yezou-zo eus Iedenez Valaka *tangal, maintong* « olifant », enno ar ger *tong, tang, tung* « dourn ». Ouz *maintong* keñveria an indezarieg *matanga* « olifant » e-lec'h *ma* a zo ar c'hentger-kreñvaat gevredaziadek *ma* « bras » : *matanga* a dalv kement ha « meurzourn ».

Dre o redadennou stank en Afrika hag en Azia, e teuas ar Gelted koz da anaout mat an olifant. Dianav d'eomp an ano a rejont anezañ en o yez. Ano bremañ an olifant e kembraeg, *cawrfil*, a dalv ger evit ger « ramzvil, ramzloen » hag a vije bet *'*kavaromulo* ar furm anezañ en hen-geltieg. Geriou kenstumm ( da lavarout eo gant furmou diwar *kavaros* « ramz » da genta kevrenn enno) a gaver e kerneveg Breiz-Veur da ano ar c'hañval, *cauurvarch* « ramzvarc'h », hag e brezoneg da ano an « eogred », *keureug* « ramzeog ».

Ar Romaned, deuet an olifant en o anaoudegez da heul o brezeliou ouz Purrhus, roue Epeir, e Kreisteiz



Italia, a reas anezañ da genta « ejen Lukania » (9).

## II. Ar Marc'h.

N'eo ket ar marc'h eul loen-bro en Indez, da vihana en Indez Iedenezek (Dekan). Eul loen eus an Hanternoz eo, pe da gomz resisoc'h, eus ar Gwalarn. Stummet n'eo ket ar marc'h diouz ober berz er broiou trovanek, grizias ha gleb. En oadvez indezariek, gwella ha brudeta kezeg India e oa ar re savet e traonienn an Indus. Gwirheñvel e tiskouez beza ez eo bet degaset a vaezvro ha gant estrenyezerien ar marc'h da ragariegerien an Indez. En o yezou end-eeun e kaver roudou o testenia an orin hanternozel hag estrenek-se.

Aet eo da get e yezou bras nevez-ariek an Indez ano meur indezeuropek ar marc'h, **ekwos*, aet da *açvas* e yez sanskritek ar Veda (ar Gouzoud). *Ghota, ghora* eo ano-bremañ ar marc'h er yezou-se (10), hag er yezou dravidek e kaver an hevelep ger dindan ar stummou *gurramu, kudure, kudirei, kora, goda.*

(9) Ar mammennou eus ar pennad-se evit pez a sell yezou an Indez a zo e levr Prabodh Chandra Bagchi meneget war *Walarn*, niv. 115-116, p. 82, n. 97, anezañ eun droïdigez saoznek eus labouriou Silvan Levi, Yann Przyluski ha Jul Bloch (*Non-Aryan Loans in Indo-Aryan, Sanskrit and Dravidian, Pre-Aryan and Pre-Dravidian in India, Names of Indian Towns in the Geography of Ptolemy*, h.a.) embannet da genta e galleg war *Mèm. de la Soc. de Ling., Bull. de la Soc. de Ling., Journal Asiatique*. Da glevout hiroc'h a-zivout levezon ar sevenadur gevredaziadek war ensavaduriou relijiel ha kevredadel hen-India, lenn Studiadennou Aziadek Yann Przyluski, *La Princesse à l'Odeur de Poisson et la Nagi dans les traditions de l'Asie Orientale ; Le Prologue-cadre des Mille et une nuits et le thème du Svayamvara.*

(10) Ar ger sanskritek koz a zo e hoaz bremañ c'hoaz e rannyezouïgou komzet e traonienn an Indus..

Kenouenn d'ezo e hañval beza anoiou moundaek, monek-c'hmerek hag indonezek ar marc'h : moundaeg *kudta, ghoda* ; moneg-c'hmereg *kuda* ; indonezeg *kuda*. An holl furmou-se a c'houlenn en o diagent eur furm **ghutr* a zegas da goun an ejipteg *htr* « marc'h » ha « karr sterniet gant kezeg ». O veza ne veze skrivet gant Ejiptiz nemet ar c'hensonennou, eo dianav d'eomp ar vogalennou a oa er ger *htr*. Goulakadur C. Autran e vije deuet ar ger-se d'an ejipteg eus Suarabia a zo diwirheñvel a-grenn. N'oa ket c'hoaz a gezeg gant Suarabiz en amzer m'edo Strabon o skriva (dibenn ar c'henta kantved kent H.S., derou ar c'henta kantved goude), hag en Ejipt e oa bet degaset ar marc'h hag ar c'harr sterniet a gezeg dre aloubadegou ar Bastored, etro 1800 kent H.S. Kalz eus ar Bastored-se a oa semitegerien eus bro-Ganahan hag eus Siria. Hogen, bez' e oa ouspenn ganto bagadou preizourien a bep gouenn hag a bep yez deuet eus a belloc'h c'hoaz, eus an Hanternoz, Azia-Vihana hag Armenia, hag e-metou ar re-se en em gave hep mar ebet indezeuropegerien, indezariegerien zoken, kenyez d'ar re a oa aet da ouenna en Iran hag e bro ar Sapta Sindhu (Pendjab) (11). Gwirheñvel eo lakaat ez eo an dud-se o deus degaset d'ar yez ejiptek ar ger *htr* « marc'h » ha « karr sterniet a gezeg ».

Seul souezusoc'h eo steuzidigez ar ger sanskritek *açvas* « marc'h » e yezou nevezariek an Indez m'eo bet eus ar boazeta e yez veur ar pennou-pobl hag pennou-kredenn en Indez hen-amzerel. E gavout a raer en anoiou divoutin a dud uhel evel *Açvadata* « Rôet gant ar Marc'h, Donezon ar Marc'h », e geriou-kredenn evel *açvamedua* « lidlazidigez ar Marc'h » (santela aberz a oa gant Arianed an Indez), *açvattha* (evit *açva-stha* « arsao ar Marc'h »), ano ar bippalenn pe fiezenn sakr (*Ficus religiosa pe F. indica*) (12), en anoiou-doueed evel *Açvin* « ar Varc'heien », ano kenstered ar C'hevelled. E tamouleg, yez dravidek (13), e vez graet *Eippaçi* eus ar C'hevelled, hag an ano-se, kenrumm da anoiou raghellenek a-seurt gant *Hippasos*, a ro hent da gredi e oa en Indez gwechall, e-kichen *açvas*, furmou all nesoc'h d'ar gresieg *hippos* ha d'ar c'heltieg *epos* (14).

(11) En Ejipt, e-touez roueed ar Bastored, darn a zo ganto anoiou semitek (C'hian, Jakob-El, Anat-El), darn anoiou ejiptek (Apopi), darn-all anoiou nann-ejiptek ha nann-semitek (Bnon, Apac'hnan). Raktal goude argadadegou ar Bastored, e teu an anoiou-tud indezariek, iranek zoken, da baotaat dre Siria a-bez. Hag en Ejipt zoken, an ano laket gant ar C'hresianed da Stêr veur ar Vro, *Neilos*, a zo a-ouenn indezariek : vedaeg *nila* « du, glas-du » (keñveria lezano an Nil gant Aesc'hulos : Aithiops « Stêr zu »). C. Autran, *La Grèce et l'Orient ancien*, 1924 ; Hrozny, *L'entraînement des chevaux chez les anciens Indo-Européens d'après un texte mitannien-hittite provenant du XIVe siècle avant Jésus-Christ*, war *Archiv Orientalni*, III, 1931, p. 431 *et seq.* ; G. Contenau, *La Civilisation des Hittites et des Mitanniens*, 1934, p. 88-90, 121-8.

(12) A ouenn dravidek e hañval beza *pippala, pippalam* « pippalenn ». Sakrelez ar bippalenn a zo an andon anezi en hen-gredennou poblou ragariek an Indez, Krakvorianed, h.a. bet degemeret gant an Arianed. Eur roll a bouez a zo d'ezi el lidou a denn da greski ar frouezusted ha da vaga an anaon. Ar fiezenn dre vras a zo bet kehelet ha tremenet da wezenn sakr adalek Italia hag Afrika betek Nevez-Gwinea.

(13) *Tamoul, tamil* ha *dravida* a zo diwar eur furm gosoc'h *Dramila*. Eur furm-all e vije *Tremila, Termila*, pobl a Lukia en Hen-amzer, hervez C. Autran, 1935, p. 57-103.

(14) Bez' ez eus bet e gresieg ragistorek eur furm *epos* « marc'h », testeniet dre anoiou koz divoutin a dud hag a boblou evel *Epeios* (an den a savas Marc'h Troja) hag *Epeioi*

Hervez eun hengoun miret gant Gresianed ouiziek ar c'henta milvloaziad kent H.S., poblou eus Azia-Vihana, Karianed, Lukianed, Ludianed, Dardaned, h.a., o doa kaset gwechall-goz armeadou-aloubi d'an Indez. Da evesaat eo e kaver e Lukia anoiou divoutin a dud gant *Hippo* da genta kevrenn enno (*Hippoloc'hos*, h.a.). E Lukia ivez e oa eur stêr Sindos, heñvelano d'an Indus.

M. M.

(pobl eus ar Peloponesos, e bro-Elis). *Ippos* a oa marteze ano ar marc'h en illirieg. Ac'hano e teuje *Ippasinoi* (ano-pobl) hag *Argar-ippanê*, korn-bro a Zaunia brudet dre vadelez-dreist e gezeg. Ar furmou diwar an indezeuropeg **ekwos* testeniet en eun doare diarvar eo ar re-mañ : latin *equus*, iwerzoneg *ech* galianeg *epos*, hen-vrezoneg *ep*, gresianeg *hippos*, skutheg *aspos* (en anoiou tud ha poblou deuet d'eomp dre hent ar gresieg), perseg *aspa*, sanskriteg *açvas*, lituaneg *asva*, goteg *aihwa*. — An hen-vrezoneg *ep* a zo anezañ c'hoaz e *kenep* hag en *ebeul*. Eur ger-all, **eboun*, **ebon*, a zo bet distreset en *aboun*, *abon* gant ar bobl dre gamm-nesaat d'ar galleg *abon*, *abonnir* (Ernod).



# GWERZAOURIEZ

Ar varzoniez vrezonek, betek war-dro 1914, a oa kouezet krenn dindan levezon ar varzoniez c'hallek : savet e veze gwerzennou en hor yez dres evel ma veze savet gwerzennou e yez Bro-C'hall. Konta niver ar silabennou, lakaat eur glotenn e lost ar werzenn, hag echu an taol. Dibaot a wech, a gredan, e oa aet eur bobl ken izel o varmouza doare-barzonia eur yez estren.

Tamm-ha-tamm, avat, dre ma tasorc'he emskiant vroadel hor barzed, dre ma vezent ivez desketoc'h eget ar varzed gwechall, e teuas darn da verzout na glote ket reolennou graet evit ar galleg ouz ar brezoneg, — hag e tarzas enno ar c'hoant da deurel kuit eur gwiskamant mezus.

Aesoc'h eo koulskoude freuza reolennou dec'h eget ijina reolennou warc'hoaz. Etre 1914 ha bremañ, — kaera prantad en istor hor barzoniez, — ez eo bet hor barzed o klask diehan doareou-barzonia disheñvel. Ar gudenn, luziet ha ma'z eo, a c'hell beza dibunet, hag a zo bet dibunet, dre vras, e teir giz.

1. AN HENT LEDAN. Hiniennou ne fell d'ezo heulia reolenn spis ebet : na ment na klotenn aozet hervez eun tres resis. Fiziout a ra ar barz hepken war e skouarn pe e faltazi. Skoueriou kaer eus oberou an hent ledan (levezonet-doun, ret hen anzav, gant ar *vers libre* gallek) a gavomp e barzonegou Jakez Riou ha Youenn Drezen.

2. AN HENT DAMSTRIZ. Darn, o soñjal ez eo ar brezoneg eur yez pouezmoueziet-kreñv evel yezou penna Europa, — saozneg, alamaneg, spagneg, italieg, hag all, — a gredas e vije mat diazeza hor gwerzaouriez, evel hini ar yezou-se, war ar pouezmouez dreist-holl. Dudius studia e-keñver se lod eus oberou Kenan Kongar ha Maodez Glanndour. Unan hepken, avat, en deus betek-hen degemeret-frank an doare-barzonia a c'heller envel europat : me an hini eo. N'eus nemet lenn, da skouer, gwerzennou muzuliet ha pouezmoueziet-pervez « *Pirc'hirin ar Mor* ».

3. AN HENT STRIZ. Eur yezour eus Breiz-Veur pe Kreiz-Europa, lakaomp, a chomfe sabatuet o vurutella hor barzoniez, hag o verzout an dra-mañ :

Ar Vrezoned a oa d'ezo, betek ar 17-vet kantved, eun doare-barzonia d'ezo o-unan, pe gentoc'h, d'ezo ha d'ar Vrezoned tramor, — eun doare-barzonia disheñvel diouz hini poblou all ar bed (n'eus ket amañ pealec'h da vreutaat diwar-benn e orin) — ha setu ar Vrezoned bremañ oc'h ober fae war an doare-barzonia broadel-se, hag o klask tro-war-dro pez a c'hellont kavout er gêr.

Gwir, n'eo ket peurzianav ar glotenn-diabarz e Breiz : studiadennou gouiziek a zo bet savet diwarni, gant E. Ernault dreist-holl. E Ernault, avat, — ra vezo doujet ha kehelet e eñvor, — ne oa ket barz an distera tamm anezañ. Ar glotenn-diabarz, gouez d'ezañ, ne oa nemet eun dra iskis, mat da chadenna an Awen ! Ne welas ket ez eo, en eneb, eun dra vurzudus, o lereout rik ouz hor yez, brava tra hep mar o tont d'imp diouz lennegez ar brezoneg-krenn.

Va c'hredenn start eo e teuio er bloaveziou da zont



ar glotenn-diabarz da veza anavezet adarre evel sichenn ar werzenn. Diougana a ran e welimp, ac'han da ziwez ar c'hantved, hon holl varzed a-nebeudou o tilezel an hent ledan, ha zoken an hent damstriz, da gemer an hent striz, pe ma kavit gwelloc'h, an hent broadel.

ROPARZ HEMON.

Notenn. — Eun elfenn dalvoudus a gaver en hor barzoniez-pobl en amzeriou bremañ : implij gwerzennou, enno eun niver dispar a silabennou (e-lec'h an niver par, implijet peurliesa e galleg). Da skouer, gwerzennou 13 silabenn, trouc'het e diou rann : 7 ha 6, pe 6 ha 7.

# EUR GALEDENN A ZEN

Echu e oa ar friko ha kaset e oa bet an dud nevez d'ar gêr. Soubenn al laez, gant eur chapeledad kraoñ-dimezell en he c'hreiz, a oa bet servijet, dirak ar gerent ha tud-all an eured, d'an daou bried yaouank en o gwele. Kanet e oa bet d'ar re-mañ gant mistri-kanerien, « Son ar soubenn-laez » keit ha ma oa ar sonerien o son da vat an ton anezi.

Er penn uhela d'an ti, e-kichen an oaled, edo an daou ganfard-mañ o ren an abadenn. Mao ha seder e oant o-daou, rak bep a zevez mat o devoa graet an deiz-se. En-dro da dog pep hini anezo e oa rollet eur walennad voulouz-kordonenn eus ar c'haera, ouspenn eun troatad lec'hed d'ezi. Evel-se e veze paeet ar sonerien, gwechall, e bro ar Rouziged.

Gant o zogou, pintet ken uhel, e stokent ouz soliou an ti, ha tenna a raent evel-se da zaou ramz hag a vije bet deuet da lakaat korriged da zañsal.

Krozal a rae an ti, adalek an diazez tre betek al lein, gant son ha ton, ha laouen-bras e oa an holl. Eva a reas c'hoaz an dud bep a vanne sistr ha bep a vanne hini-kreñv, ha goude beza graet eun taol-jabadao e kreiz al leur-di, evit echui an devez, e lavarjont kenavo ha chañs-vat d'an dud-nevez hag an eil d'egile. Pep hini diouz e du a gemeras neuze penn an hent da vont d'ar gêr, tomm e glipenn ha pounner e zivesker, rak stank e oa bet ar banneou ha nebeut-tre a ziskuiz etre pep abadenn-dañs.

En eur zont er-maez eus an ti, en em gavas Matulin ar Bourc'hiz, ar bombarder, ha Yann ar Gall, ar paotr-biniou, o-daou evel boaz da ziweza o kuitaat ar c'hoari, e-kreiz an noz teñval-sac'h, war dachenn bourc'h Sant-Riwall. Da genta ne weljont berad ebet, o veza ma oa dallet c'hoaz o daoulagad gant sked an teir pe beder goulaouenn-soav a oa bet lakaet war an daol ha war ar bank a oa e-kichen gwele an daou bried nevez eureudet.

Pilpasat a rejont, eta, e-pad eur pennadig, araok kavout o hent, met ne voent ket pell-bras oc'h en em voaza diouz an deñvalijenn hag e kerzjont, kempennik a-walc'h evit daou soner o tont d'ar gêr diouz eur friko. N'en devoa ket an hent, a dra-sur, doare da veza kompez-tre dindan o zreid, hag horjella a raent eun dister dra bennak. Met e pe lec'h emañ an hini ha na garg ket muioc'hik eget kustum pa en em gav war ar bern ha pa rank, evel ar baour kaez sonerien-mañ, chom e-pad an deiz hag eur pennad mat eus an noz, da c'houeza en eur vombard hag en eur sac'h-biniou ?

Hounnez, va zud, a zo micher a-walc'h ha n'eus ket par d'ezi da zegas sec'hed d'an hini a vez dao d'ezañ labourat warni evit gounit e dammig kreun !

Diskoacha a reas al loar he c'herniou lemm a-douez ar c'houmoul a oa o virout outi da deurel he bannou war an douar. E-pad eur pennadig e voe sklaeroc'h ar wenodenn ma kerze Matulin ha Yann warni, met anat e oa n'edo ket pell ar glao.

Pa voent degouezet er penn pella d'ar wenodenn, e-lec'h ma oa dao d'ezo en em zispartia evit mont pep hini diouz e du, setu ma lavaras Yann ar Gall d'e genseurt : « Peogwir hon eus graet bep a zevez mat hizio, — ya ! ret eo anzav n'eo ket en eured truilhek omp bet, — ha peogwir na vez diouz an noz den

diwezat ebet, mar kerez ez imp da dañva va sistr. Hini beuz eo, nerzus ha liou brao d'ezañ, graet gant avalou c'houero-ruz bihan ha dous-rijennek kemmesket daou hanter. Poaz-mat eo bremañ hag aesoc'h eget laez dous da eva. An deiz-all, gant eun hanter skudellad dioutañ, em boa daoubennet Fañch Gourvest, an trouc'her-moc'h. Gwir eo n'eo ket ar paour kaez Fañch eur maout da dalvout ouz an evaj. Mont a rafe « e-barz » dioustu gant eur veskennad piketez hag eur c'houblad avalou trenk...

« Met dilun diweza edo ar miliner o porteza, ha digarez en devoa bet da drei en ti da zegas d'eomp eur sac'had bleud ed-du. Eur banne a ris d'ezañ ha lavarout a reas d'in n'en devoa ket evet koulz sistr ha va hini e nep lec'h ar bloaz-mañ. Hemañ, emezañ, en deus graet d'in eur galon nevez. Pa glevez tud evel ar miliner oc'h ober fougeou gant traou ar re-all, e c'hellez beza sur e rankont beza dreist, rak n'eus ket par d'an den-se da gavout hano er pez n'eo ket d'ezañ. »

Matulin ar Bourc'hiz n'eo ket eur galon nevez a oa en e greiz, rak deuet e oa eun tammig war an oad, met unan dener eo a dride e-barz e vruched. Ne voe ket evit herzel ouz an toueller, hag heñ da heul Yann ar Gall etrezek Penn-ar-Waremmig e-lec'h ma edo hemañ o chom...

Skei a rejont yac'h war zor an ti, hag eur pennadig goude e weljont e oa savet unan bennak diouz e wele. A-dreuz gwer bihan prenestr striz an apoteiz e paras er-maez sked dister eur pennad-goulou nevezenaouet.

Dont a reas ar wreg, war lost hec'h hiviz hag en eur c'hrougnal etre he dent, da zigeri an nor, met



kerkent ha ma welas e oa eun den-all gant he gwaz, e tavas krenn gant he rendaelou ha, ken prim hag eur gaerell, ez eas da skoacha en he gwele-kloz, dindan he golc'hedad-pell.

Yann ar Gall a rankas mont e-unan da dal ar varrikenn da gerc'hat sistr gant eur bodez. He lakaat a reas, leun-barr, war an daol, hag an daou soner a soubas, diouz tro, er bodezad, o skudilli evit o leunia.

P'en devoe graet eun tañva d'ezañ hag e vlasaet ervat, e lavaras Matulin e oa ar sistr-se hini da drec'hi, ha n'en devoa ket evet morse banne ebet hag a vije bet par d'ezañ. N'eo ket souez, eta, e voe goulloet ar bodez e berr-amzer.

Sevel a reas Yann diouz taol da vont da gerc'hat eur bodezad sistr-all. Met neuze e tiskoachas, a-zindan ar c'holc'hed, dremm gounnaret ar wreg, eur mell boned-noz gwenn ganti war he fennad bleo hanter-zispaket ha fuilhet a bep tu d'he dioujod.

Droug bras a oa er vaouez hag, en eur wic'hal, e hopas d'an daou ever : « N'hoc'h eus ket mez, moc'h-tud a zo ac'hanoc'h, o chom da lonka va sistr evel-se goude beza karget ho-taou, er friko, muioc'h eget oc'h gouest da zougen. Dislañgourien villiget ! o c'hortoz petra emaoc'h da vont da gousket gant ho korfad ? Sistr ac'han, avat n'ho po ket ken, pe n'eo ket Katell ar Briz va hano, mil gutez ! Ha te, Matulin ar Bourc'hiz, mezvier daonet, n'ac'h eus truez ebet ouz da dud a zo du-se enkrezet ouz da c'hortoz e Bodenna. Kerz kuit ac'han, loen fall, ha na chomez ket da c'hourvez en eur poull bennak etre ar gêr-mañ ha da hini ! »

Sabatuet e voe an daou soner gant komzou ken rok. Yann a glaskas batouilhat eun dra bennak d'e

bried hag, e-pad an amzer-se, Matulin, o c'houzout he devoa gwreg e genseurt ar brud da veza eur wall vaouez, en em ripas er-maez eus an ti hep lavarout « Bennoz Doue » na « Kenavo ».

*
* *

Kerzout a reas, en deñvalijenn, hep gouzout mat a-walc'h war be du ez ae. Koulskoude, a-benn eur pennad, e klevas eur c'hilhog o kana hag eur c'hi o harzal. « War an hent mat emaoun », emezañ d'ezañ e-unan. « Anaout a ran mouez Fri-Du, rak-se ne c'hellan ket beza pell-bras ken diouz Bodenna ».

E-kreiz eur waremm en em gavas neuze, war eur wenodenn striz, banal uhel a bep tu d'ezi. Mont a rae war e bouezig, bec'h a-walc'h gantañ o chom en e sav, ha krog da vat oc'h ober d'ezañ e-unan hag a vouez uhel eur brezegenn entanet diwar-benn gwall siou ar merc'hed hag an natur fall a zo enno.

A-greiz-holl e kredas d'ezañ en devoa kollet an douar e startijenn dindan e dreid ha, pa edo en nebeuta soñj, e ruilhas, mell-divell, gant eur bern diskourrachou ha mouded, betek deon eur mell toull, d'ezañ daouzek pe bemzek troatad dounder.

Abafet e voe da heul ar gwall daol-se gant ar souez ha gant ar boan en devoa bet en e benn goude eur seurt lamm. Met n'en devoe ket amzer da chom da druezi war e stad reuzeudik. Eur yudadenn euzus a dregernas tost-tre d'ezañ ha ken trubuilhus e oa he c'hlevout ma sklasas e wad en e wazied ha ma 'z eas eur jouadenn dre e gorf a-bez. Kerkent, er penn pella d'an toull, e welas diou c'hlaouenn-dan, tost-tre an



eil d'eben, o para warnañ hag evel o tevi e-kreiz an deñvalijenn.

Neuze e kreskas spont ar paour kaez Matulin ha krenienn ar maro a redas en e gerc'henn, evel ma vije bet war-nes da veza sammet gant an Ankou. An enkrez hag an aon a oa en e galon a ginnige her mouga ha, kaer en devoa ober bec'h, ne deue ket a-benn da c'houlenn sikour d'e vuhez. Mervel a rae e hopadennou e kreiz e c'hourlañchenn, ken taget ha ma oa gant ar strafuilh.

Divezvet e oa bet, en eun taol-krenn, gant ar reuz en em gave gantañ, rak gouzout a rae ervad e pe lec'h e oa kouezet.

Bez' edo en eur foz hag a oa bet toullet er waremm-se evit paka bleizi ha, goude beza klevet ar yudadenn c'hlac'harus a voudinelle c'hoaz en e ziouskouarn ha gwelet an diou c'hlaouenn-dan a chome da drella e zaoulagad, e ouie re vat n'edo ket e-unan er goueled anezi. Ne oa arvar ebet evitañ : eur bleiz a oa eno. Ma ne oa ket sailhet c'hoaz al loen-gouez warnañ, eo en abeg ma oa bet spontet e-unan moarvat gant an trouz en devoa graet Matulin en eur goueza en toull. Met pa welje ar bleiz na oa dirazañ nemet eun den dizifenn, ne chomje ket ar paour kaez soner beo e-pad pell.

Tremen a reas ar soñj-se evel eul luc'hedenn en e spered, ha kerkent e kreskas e gorfad aon. Sur e oa Matulin da veza drailhet ez-veo gant al loen ganasse ha debret goude gantañ a dammou bihan.

Daoust d'ezañ da veza eur c'hristen dister, ne oa ket Matulin eun den difeiz, pell ac'hane zoken. O welout edo war var da goll e vuhez, e teuas eñvor d'ezañ eus finveziou diweza mab-den, hag aon en

devoe rak poaniou ar bed-all. Ar soñj hepken eus an ifern milliget a lakae e spered da estlammi gant ar spont.

A dra-sur, evel kalz kristenien-all, n'en devoa graet gaou ebet ouz e nesa o laerez pe o laza, met ar stad ma edo e ene enni ne roe ket kalz fiziañs d'ezañ da veza salvet.

Soñjit 'ta ! ne oa ket bet o kovez tost da vloaz a oa, da lavarout eo, abaoe m'en devoa graet e bask. Hag e-pad an amzer-se, nag a wech en devoa pec'het dre lontegez, daoust d'ar prezegennou fur hag helavar a gleve bep sul gant an aotrou person, ken aketus-all da deurel dismegañs war siou-fall ar re a oa re droet gant o c'hof. Ha bep sul, ivez, goude an oferenn, e ser tarlips eun nebeud banneou gant ar re franka eus « gouzougou-karn » ar barrez, e ti an aotrou maer, a oa d'ar mare-se o terc'hel ostaleri hag ispisiri er vourc'h, e « chupenne » yac'h war ar paour kaez beleg ha na ouie, hervez ar soner, nemet ranezenni bepred an hevelep diotachou, re-bar d'eur wrac'h koz bennak trevariet he zammig penn.

Pa vez unan bennak dibreder diwar e benn e-unan, evel ma veze Matulin en ostaleri an Aotrou Maer, e teu buan, alies, d'« en em zianavezout » (1), e-giz ma lavar Kerneviz. Met pa vez e-kreiz ar gwalleur hag er risklou, e teu da brederia ha da soñjal er bed-all. Kement-se a c'hoarvezas gant ar bombarder.

Pa welas, a-greiz-holl, an diou c'hlaouenn-dan o fiñval hag o tostaat outañ, e strinkas diouz e vuzellou eur bedenn virvidik etrezek an Neñv. « Aotrou Doue,

(1) da zireiza.



emezañ, Tad, Mab ha Spered, ho pet truez ouzin ! Holl Sent hag holl Sentezed ar Baradoz, ha c'houi, Sant Riwall, patron va farrez ; Sant Madreist-holl, va sant patron ; ha Santez Silia, patronez ar sonerien, deuit d'am skoazella ha pedit evit eur paour kaez pec'her hag a zo war-nes da goll e vuhez dindan skilfou eul loen digernez !!! »

Pa glevas ar vouez-se, warni ken fraez-all tres an enkrez hag an anken, o pedi hag o c'houlenn sikour, e chomas ar bleiz a-sav, sebezet hag evel nec'het.

Kuzet e oa al loar gant ar c'houmoul, teñval-sac'h e oa en toull, ha glaoigou a rae. Beradou klouar a goueze war zioujod sklaset Matulin, hag a rede penn-da-benn gant e chink ; met ne daole evez ebet ouz kement-se.

Bremañ e oa en em voazet daoulagad ar soner diouz an deñvalijenn, hag e verzjont ar bleiz oc'h ober eur gammed-all war-raok, e fri savet uhel gantañ da c'houesa ar c'hig fresk en devoa kavet en eun doare ken iskis.

Kinnig a reas Matulin sempla, gant ar gaouad aon a oa en em silet en e gerc'henn, pa welas e oa en em gavet e eur diweza. Koulskoude ne oa ket spontikbras ar paotr, hag e soñjas, neuze, e oa gwelloc'h beza kiger eget beza leue, da vihana e oa dleet d'ezañ en em zifenn d'ar mud, ha gwerza e groc'hen ar priz uhela.

Klask a reas, eta, e gontell en e c'hodellou, met kaer en devoe furchal, n'he c'havas ket. Daoust ha lakaet e oa bet gantañ er sac'hig lien a oa dalc'het gant eul lerennig a-dreuz skoaz en istribilh ouz e gein hag a dalveze d'ezañ da lakaat e vombard hag

e añchennou ? Ne gavas ket enni kennebeut ar gontell dianket, met, pa stokas e zourn ouz ar vombard, eur soñj iskis o treuzi e spered a zegasas eun tammig nerz-kalon en e ene.

Kerkent e lakaas añchenn e venveg etre e vuzellou hag e krogas da son. Poent e oa d'ezañ ober eun dra bennak, rak n'edo mui min al loen gouez nemet war-hed eun troatad dioutañ.

Son skiltrus ar vombard, evel eun taol-kurun, a darzas e goueled an toull ha, re-bar da wagennou ar mor oc'h en em leda war an traez kompez, en em skignas er-maez a-us d'ar vro a-bez.

Alvaonet e voe ar bleiz gant eur seurt safar hag, o kredi, emichañs, e oa dirazañ gwasoc'h loen egetañ, e kilas adarre betek ar penn pella d'an toull hag en em skoachas eno en eur c'hourdrouz diviñs etre e zent gant ar spont a oa kroget ennañ.

Neuze e wellaas eun tammig da Vatulin, hag e reas eun ehan, rak dianalet e oa gant ar bec'h en devoa graet. Met o welout e oa sioulaet d'e enebour e teuas adarre hardisegez d'al loen kriz, hag e kerzas etrezek ar soner, rusoc'h eget biskoaz an daoulagad a oa en e benn. Yudal a rae en eun doare euzus, ha trouz e vouez c'hros ha strafuilhus a lakae holl hekleoiou an tolead da dregerni gant he razailh estlammus.

Met ar vombard a zivorfilas adarre, ha neuze kerkent, evel ma varv an tan pa vez taolet dour warnañ, e tavas ar bleiz gant e yudadennou. Gant holl nerz e skevent e c'houeze Matulin en e venveg, ha kement a imor a lakae da son, gant an dizesper a oa ouz e vrouda, ma oa e zioujod re-bar da ziou



gaolirvinenn ha ma c'hlizenne ar c'houezenn war e dal.

Soñjal a reas na c'hellje ket padout da ober eur seurt bec'h ken na savje an heol, hag e teuje koueien ar vro d'e ziboania. Hag, en eun taol-kont, e kreskas e anken. Ar velkoni a oa en e galon en em silas, koulz lavarout, en e vombard, ha tristidigez e ene a nijas eus genou ar benveg da rei da anaout da dud ar vro na welje mui toriou bruget Menez Arre o vousc'hoarzin dindan bannou alaouret heol an nevez-amzer.

Hag ar vombard-se, hag he devoa sonet ken lies gwech da lida darvoudou laouen, he devoa doare bremañ, gant he mouez c'hlac'haret, da rei da c'houzout e oa eur c'hristen muioc'h o vont da guitaat ar bed-mañ. Hag e lavare, dibaouez, d'ar re a c'helle he c'hlevout eus o gweleou blot ha tomm, e-lec'h ma edont o tiskuiza dienkrez ha dibreder :

Birvi, birvi, birviken
E Sant-Riwall, e Sant-Riwall,
Birvi, birvi, birviken
E Sant-Riwall ne sonin ken.

Pa ehanas Matulin, manket e anal d'ezañ ha faezet gant ar skuizder, da c'houeza en e vombard, e krogas ar bleiz da yudal gwasoc'h-gwasa ha da dostaat adarre ouz ar soner. Ha dioustu ar benveg pennfollet, gwad ar bombarder o tivera dioutañ gant ar bec'h a rae hemañ, a strewas adarre en noz teñval an holl doniou a ouie he mestr.

Betek ar mintin e padas ar c'hoari-se. Bep eil tro e sone Matulin hag e yude al loen-gouez. War-hed

eun hanter-leo tro-war-dro d'an toull e oa dihunet ha spontet an holl gant an trouz iskis-se. Den ne grede sevel er-maez eus e wele da vont da welout petra a oa a nevez, hag ar chas hag ar c'hilheien. kroget aon enno ivez, a chome motet ha mut.

Son a reas div eur, teir eur, peder eur e tour iliz Sant-Riwall, ha bep eil tro, en eur vont war zistera bep gwech evit gwir, e kendalc'he yudadennou ar bleiz ha mouez ar vombard da skigna ar strafuilh er c'hêriou tro-war-dro.

Klevet e voe holl doniou-dañs ar vro : gavotenn, jabadao, bal-a-zaou, ha me ' oar-me... Ha ton « Son ar Serjant-Major », hini « Metig, va c'harantez », hini « Apollon ha Merkurius », hini « Gwerz Santez Jenovefa a Vrabant » ha... n'ouzon ket pet all c'hoaz.

Dont a reas ivez, gant ar vombard, ton kanaouenn paotred ar menez :

E Pont-Keryao
'zo deliou fao
A zo ledan, ledan, ledan,
E Pont-Keryao
'zo deliou fao
A zo ledan ha tanao.

E Pont-Keryô
'zo deliou fô
A zo ledan, ledan, ledan,
E Pont-Keryô
'zo deliou fô
A zo ledan ha tano.



E Pont-Keryao
'zo deliou fao
A zo toullet ha didoullet,
E Pont-Keryao
'zo deliou fao
A zo toullet gant ar glao.

E Pont-Keryô
'zo deliou fô
A zo toullet ha didoullet,
E Pont-Keryô
'zo deliou fô
A zo toullet gant ar glô.

Met war-dro pemp eur diouz ar mintin e tavas krenn ar safar, rak ken sempl e oa aet ar soner hag ar bleiz ma kouezjont o-daou a-stok o c'horf war an douar.

*
* *

Pa zigoras Matulin e zaoulagad e welas edo gourvezet er waremm war eur vriad banal. Kalz tud a oa en-dro d'ezañ, hag anaout a reas e wreg, e vugale hag e vignoned eus Bodenna, Penn-ar-Waremmig hag ar c'hêriou-all a dro-war-dro. E-harz e dreid edo astennet ar bleiz, reut ha difiñv. N'eo ket huñvreal en devoa graet, eta !

Ar gwel hepken eus al loen milliget a reas d'ezañ ober eul lamm gant ar spont ha, dioustu, e klaskas tec'hout kuit. Met Yann ar Gall, ar paotr-biniou, hag en em gave eno ivez gant ar re-all, a lavaras d'ar paour kaez Matulin, ken distronket e dammig dremm hag hini eun den maro war ar varskaoñ : « Bez

dienkrez bremañ, va faotr ! Gwelloc'h out da dalvout ouz ar spont eget eur bleiz. Da walc'h a nec'h ac'h eus bet, ha, koulskoude, out chomet beo, e-lec'h al loen-mañ a zo maro gant e gorfad aon ! »

YEUN AR GO.



*Kevrenn Etrekeltiek.*

# IWERZON

## KANTVET DEIZ HA BLOAZ GANEDIGEZ « AN T-ATHAIR PEADAR »

Lidet e vo hevlene en Iwerzon kantvet deiz ha bloaz ganedigez ar chaloni Per O'Leary (an t-athair Peadar) a voe unan eus ar re genta da stourm evit derc'hel beo ar gouezeleg en Iwerzon ha strewi ar sevenadurez c'houezelek.

E gwir, goueliou en enor an Tad Peadar a zo bet graet endeo e Macroom, a zo nepell diouz al lec'h ma voe ganet. War c'houlenn tud eus kontelez Kirri ez eo bet embannet eun timbr gant gouarnamant Iwerzon da lakaat anavezout d'an holl ar vad a reas d'ar yez vroadel.

Da rei eun tañva eus labour an Tad Peadar, menegomp amañ unan bennak eus e oberennou. Bez' e voe anezañ eur prezeger (*Seanmóin agus trí fichid :* eur brezegenn ha tri-ugent), eun troer (*Aesop a tháinig go h-Éirinn :* Mojennou Aesop en iwerzoneg), *An Soisgéal as leabhair an Aifrinn* (An Aviel troet a-ziwar levr an Oferenn), eun daneveller (*Séadna, Niamh* h.a.), eur c'helaouenner (*Sgothbhualadh*, eun dastumad eus ar pennadou-skrid embannet gantañ e gouezeleg er gelaouenn « The Leader »), eun addispleger danevellou koz Iwerzon (*An Craos-Deamhan :* Huñvre Mab Konglin lakaet en iwerzoneg a-vremañ).

Evel Meven Mordiern ha Fransez Vallée amañ, ne roe d'e lennerien nemet testennou savet en eur yez reiz ha c'houek, ha da aesaat al labour d'ar studie-

rien e lakae alies, evelto, e dibenn e levriou, geriadurioùigou ma kaved enno ster ar « geriou diaes » hag an troiou-lavar sasun aet da get nevez 'zo pe viret hepken en eur gèriadennig dizarempred eus ar Gaeltac'ht.

## BRO-SKOS

### LEVEZON SKOSIZ EN AFRIKA AR C'HREISTEIZ

Rener eur strollad studierien eus Afrika ar C'hreisteiz a reas an diskleriadennou-mañ e Dinedin e miz kerzu diweza diwar-benn levezon Skosiz en e vro :

Renerien eus e genta, eil ha teirvet skol a oa Skosiz anezo. Pa 'z eas da skol-veur Capetown e kavas e oa an eil-dean anezi eur Skosad ivez ha, warlene, pa 'z eas diouz e garg, eur Skosad arall eo a voe lakaet en e lec'h. Sekretour an hevelep skol-veur a oa ivez eur Skosad, ha pa zilezas e garg, eun den a-ouenn gantañ eo a voe lakaet en e lec'h. Evit gwir, war-dro 75 dre gant eus an dud stag ouz ar Skol-veur-se a zo Skoziz anezo.

N'eo ket ar vuhez-skol hepken, hogen buhez a-bez Afrika ar c'hreisteiz a zo levezonet-bras gant Skosiz. Penna tud a lezenn hag a iliz kerkouls hag ar bouezusa bankerien a zo Skosiz anezo. Kemend-all a c'hell beza lavaret diwar-benn renerien ar C'hevredadou kretaat.

Gouarnour-meur Afrika ar C'hreisteiz e-unan, Sir Patrick Duncan, a zo ivez eur Skosad.

Hervez « Weekly Scotsman »
7 genver 1939.



## KEMBRE

Places and Products, III North Wales Slate, (*Lec'hiou hag eostou, III Maen-glas Kembre an Hanternoz*) gant *A.K. Hamilton Jenkin. « The Geographical Magazine »*, du 1938.

Evel e Breiz e vez kavet stank ar maen glas e Kembre an Hanternoz. Hogen, pa ne deu ket a-benn Breiz da denna diouz he douar a-walc'h a vein-glas eviti hec'h-unan, Kembre, hi, a gas ar maen glas tennet èus he mengleuziou bras e pep lec'h eus an Inizi Breizek ha betek an Alamagn, Amerika ar C'hreisteiz, India hag Aostralia.

Eus mengleuz bras Dinorwic, a zo en hanternoz Kembre, war-hed eur miltir bennak diouz ar Ouezva, eo e vez komzet d'eomp er pennad-skrid meneget a-zioc'h. Ar vengleuz-se a c'holo ouspenn 700 keñver, ha war-dro 2.600 den a labour enni. An holl anezo, koulz lavarout, a gomz kembraeg, ar re gosa zoken ne ouzont ket ar saozneg. « Eun tolpad tud mao ha nervennek a zo anezo », eme an oberour, « darn anezo a vale pell a-dreuz d'ar menez da vont d'o labour. Kalz anezo ivez o deus penntiou hag a vag eun dañvad bennak ».

Eun dra da verka : daoust da vraster ar vengleuz, ar mengleuzier kembreat a zo chomet eul labourer damzizalc'h. Al labourerien a zo rannet e strolladou (*parties*) ha marc'had a zo graet ganto d'ober mein-

glas gant eun darn verket eus ar vengleuz evit eur priz divizet.

Ar maenglus a zo kaset gant an hent-houarn da Velinheli, porz ar gevredigez, hag eno lakaet war vourz listri bihan dre dan ar gevredigez da veza kaset da Lerpoul hag ac'hano da bep lec'h eus an Inizi Breizek hag ar bed.

Seurt pennadou gouestlet d'hor mengleuziou, d'hol labouradegou ha d'hor micheriou, bras ha bihan, hor befe ezomm bras anezo hag a vefe talvoudus bras ma vefent savet e brezoneg reiz. Marteze e c'hellfe ar skrivagnerien kavout harp er pez a zo bet embannet endeo e brezoneg. An deiz all em eus bet kalz a blijadur o lenn war *Feiz ha Breiz* (eost 1927) eur pennad diwar-benn *Sivi Plougastel*. An neb en defe c'hoant da sevel eul labour war ar seurt destenn a c'hellfe kemer ar pennad-se da sichenn d'e labour, ken evit ar yez, ken evit an danvez. Salo ma vo kavet kalz labourerien war an dachenn-se, chomet peuz difraost, eus ar brezoneg.

FARNACHANAVAN.





# PENNAD-LENN KEMBRAEK

Ar pennadig-mañ a zo tennet diouz eur romant savet gant Kate Roberts, unan eus gwella skrivagnerezed Kembre en hon amzer. « Deian a Loli » a zo istor dudius-meurbet daou vugel. Embannet eo bet gant « Hughes a'i Fab », Wreksam.

## SKRID KEMBRAEK

Tri pheth y gwelai Deian a Loli ddigon ohonynt bob dydd ydoedd mynydd, awyr, a môr. Gwelent y cyntaf yn ymyl, a'r ddau olaf o bell. Peth pryfoclyd iawn ydyw gweled rhywbeth o bell ac heb fedru ei deimlo. Clywsent lawer o sôn am y môr gan Magi, Twm, a Wil, a soniai y tri hynny amdano fel y soniai yr hen Wil Huws y Crydd am ei ieuenctid, rhywbeth rhyfeddol o braf, heb obaith ei gael yn ol. Arferai eu mam fynd â hwy i lan y môr unweth bob haf, ond er pan aned Deian a Loli ni bu o gwbl.

## TROIDIGEZ

*Tri zra a wele Deian ha Loli a-walc'h anezo bemdez e oa menez, aer, ha mor. Bez' e welent ar c'henta a-dost, hag an daou ziweza a-bell. Eun dra dipitus tre eo gwelout eun dra bennak a-bell hag hep gallout sleki outañ. Klevet o doa kalz a gelou diwar-benn ar mor gant Magi, Toum, ha Wil, hag e komze an tri-se diwar e benn evel ma komze Wil Hious koz ar C'here diwar-benn e yaouankiz, eun dra bennak kaer-dreist.*

*hep goanag d'e gaout en-dro. Boaz o mamm oa mont ganto da c'hlann ar mor eur wech bep hañv, hogen aba voe ganet Deian ha Loli ne oa bet tamm ebet.*

## NOTENNOU

1. *Tri pheth* (tri zra). Goude *tri* ez a *p* da *ph*, *t* da *th*, *c* da *ch*. Keñveria e brezoneg hor c'hemmaduriou : p/f ; t/z ; k/c'h. Sellout Yezadur Kemb. Abeozen, p. 16.

2. *Peth* (pez, tra). Hor ger « pez » eo ; e kerneveg « pyth » ; en iwerzoneg « cuid » ; a orin keltiek e vele ar ger gallek « pièce » (Dict. Et. 353).

3. *Digon* (a-walc'h) a dro da *ddigon*, moarvat dre ma'z eo renet gant ar verb *gwelai*.

4. *Awyr* (aer) a dalv alies kement hag « oabl ».

5. *Ymyl* a dalv kement ha « bevenn ».

6. *A'r ddau* (hag an daou). Goude ar ger-mell ez a *dau* da *ddau*, hevelep tra gant *duy* (diou). E kerneveg ivez, « deu » (daou) ha « dyw » (diou) a gemm goude ar ger-mell : « an dheu dhen » (an daou zen).

7. *Pryfoclyd* n'eo nemet eun euzadenn o tiskouez levezon ar saozneg war ar c'hembraeg bremañ (« provoking » e saozneg). Ar ster eo « chifus, feukus, anoazus ». Trei a ran gant an euzadenn « dipitus ».

8. *Heb fedru* (hep gallout). Blotaet e vez ar c'hensonennou war-lerc'h *heb*, ar verb eo *medru*.

9. *Son* (ez vez a vremañ) a dalv kement ha « brud, meneg ». Ar verb *son*, a gavomp eun tamm pelloc'h, a zo e ster « bruda, menegi ».



10. *Ieuenctid* (yaouankiz) : ar ger « yaouanctet » a gaver e brezoneg-krenn (Gloss. 337).

11. *Rhyfeddol* a dalv e gwirionez kement ha « burzudus, estlammus, souezus ».

12. *Heb obaith* (hep goanag) ; an ano eo *gobaith* ; *g* a steuz goude *heb* ; keñveria pelloc'h *glan* (glann) o vont da *lan* ; *ganed* o vont da *aned*.

13. *Ol* a dle klota ouz hor ger « heul » ; evel ano e talv kement ha « merk, roud » ; evel rakverb, *yn ol* a dalv kement hag « en-dro ». *Olaf* (diweza), hag a gavomp uheloc'h, a zo deveret diouto ; keñveria a ra Ernault hor ger « heul » ouz an alamaneg « folgen » (Dict. Et. 310).

14. *Cwbl* (holl, klok) a glot ouz ar c'herneveg « cowal » (klok) ; *o gwbl* (tamm ebet).

R. H.

4. *Tógadh* (savjod) ; an dibenn *-adh* a verk amañ an doare-gouzañv en amzer-dremenet-striz, evel hon dibenn « -jod ».

5. *Thiar* (er c'hornog) ; pelloc'h e kavomp *thuadh, thuaidh* (en hanternoz) ; setu amañ an daou all : *theas* (er c'hreisteiz) ; *thoir* (er reter).

6. *Oiléan* (enezenn) ; an dibenn *-in* a verk ar bihanaat : *oileáinín* (enezennig).

Perak an *t* a-raok ar ger ?

Setu amañ ar reolenn :

Goude ar ger-mell *an* (an, al, ar), e lakaer *t* dirak pep ano gourel o teraoui gant eur vogalenn en unander, en dro-envel hag en dro-damall.

7. *Fior* a glot dres ouz hor ger « gwir ».

8. *Sionta* a zo liester *sion* (amzer ; gwall amzer), hag a dle klota moarvat ouz hor ger « hin ».

9. *Spéir* (oabl) a zeu eus al latin « sphaera » (Pedersen, 213).

10. *Mara* a zo tro-c'henel *muir* (mor) ; eur ger all da lavarout « mor » a gavomp pelloc'h : *fairrge*.

11. An doare-skriva *fiadhain* a ziskouez gwelloc'h orin ar ger, a dle tenna d'an heniwerzoneg « fiad », hag a glot mat ouz hor ger « gouez » (Dict. Et. 298).

12. *Sír*, o talvezout amañ da gentger, a glot ouz hor ger « hir » (Pedersen, II, 32).

13. *Ceann* a glot ouz « penn ». An dro-rei, *cionn*, a gavomp pelloc'h : *as cionn* (a-us da).

14. *Glún*, hag a dalv amañ kement a « rumm », a dalv ivez kement ha « glin ».

15. E *carraig* ez anavezomp hor ger « karreg ».



Amprestet eo bet ar ger-se gant an iwerzoneg diouz ar predeneg, evel eur bern re all (Pedersen, 23).

16. *Róinte* a zo liester *rón* (reunig), en dro-envel. Eur pennad dudius-tre a zo bet embannet gant R.M. Nance, en « Old Cornwall », Goañv 1937, diwar-benn anoiou ar reunig e kerneveg. Da gredi eo e oa « run » unan eus an anoiou-se. Hor ger « reunig » a vefe furm-vihanaat « *reun », evel ma'z eo « eostig » furm-vihanaat « *eost » (keñveria c'hoaz « laouenanig », a vez implijet atao gant tud 'zo e-lec'h « laouenan »). Eur ger « moelrhon » a gaved e kembraeg gwechall da lavarout reunig. *Rón* a gaver en holl yezou gouezelek (skrivet « raun » e manaveg).

17. *Nead* a glot ouz « neiz ».

18. An droidigez a zo bet graet gant Farnachanavan, an distagadur roet gant Mac Cartha Uileas, an notennou savet gant Roparz Hemon.

# KAVOUT KOUMANANTOU

*(Brezoneg Eeun)*

Lennerien o devo mousc'hoarzet o lenn war WALARN ar goulenn : mil koumanter muioc'h hon eus ezomm, kavit d'imp mil koumananter nevez.

« Ha kredi a ra d'eoc'h », a lavaras d'imp unan, « e vez kavet eur c'houmananter evel-se ? Diskouezet em eus GWALARN d'am mignoned alies. Holl e kavont brao ho kazetenn. Met evit o lakaat da goumananti, netra d'ober ».

Koulskoude, pa lavaromp « mil koumananter », gouzout mat a reomp petra lavaromp. Kredi a ra d'imp, — ha n'eo ket ober goap a reomp, — e vefe kavet ar mil koumananter-se en eur sizun, en eun devez zoken, ma oufe hol lennerien hon harpa.

Ra vo deut-mat eta an nebeut aliou-mañ :

1. Eun DLEAD eo lakaat GWALARN e pep ti, e pep kelc'h, e pep skol, e pep lenndi a zo e Breiz.

Perak ?

O veza ma'z eo GWALARN hizio kannad *seve-nadur Breiz war an dachenn genta, an dachenn a bouez brasa, ar Yez.

2. N'eus ket eur c'houmananter ha na c'hell ket kavout koumananterien all, hep re a labour nag a boan. Setu amañ roll ar re a rank koumananti :

*a)* HO MIGNONED. Rei da WALARN anoiou ha



chomlec'hiou ho mignoned, d'imp da gas d'ezo niverennou-skouer. ne dalv da netra nemet da c'houlenn outo, londeri c'houz hor yalc'h. Ret d'eoc'h komz outo, goulenn 40 lur diganto, ha kas d'imp kerkent an 40 lur-se.

*b)* HO KELC'H. Mar doc'h ezel eur C'helc'h bennak, goulennit start hag uhel ma koumananto ar C'helc'h-se da WALARN. Goulennit ha goulennit hep ehan. Ouz ret, paeit ar c'houmanant diouz ho kodell hoc'h-unan. Arabat e teufe ar C'helc'h, evel ma welomp alies, — da c'houlenn diganimp eur c'houmanant e-giz aluzen.

*k)* SKOL HO PARREZ. A bouez bras eo lakaat GWALARN e pep skol, bras ha bihan. Paeit da skol ho parrez eur c'houmanant da WALARN, pe lakait unan all da baea.

*d)* AL LENNDIOU. Eur vez eo soñjal e vez koumanantet lenndiou a Vreiz-Veur da WALARN, e-pad ma chom an darn vuia eus lenndiou hor bro hep ar gazetenn a dlefent holl dispign betek o gwenneg diweza d'he c'haout : GWALARN. E pep lenndi ez eus eur c'haier da verka al levriou pe ar c'hazetennou c'hoantaet gant al lennerien. Arabat d'eoc'h ankounac'haat merka, — bep miz ouz ret, — ano GWALARN war ar c'haier-se.

Ha setu : ar pez a vir ouzoc'h da zastum koumanantou nevez eo ar gredenn sanket doun en ho spered : n'heller ket.

Eo ! Bez' e c'heller. Bez' e c'hellit. Klaskit, hag e kavot. Skoit, ha digoret e vo.

ROPARZ HEMON.

*Sevenadur : civilisation.*

# SKOL AR BREZONEG EEUN

•

## UNANVET DEVEZ WARN-UGENT

81. Penaos eo e zaoulagad ? — glas int.
penaos eo e vleo ? — melen int.
penaos eo e fri ? — hir a-walc'h eo.
penaos eo e c'henou ? — re ledan eo.
penaos eo e ziskouarn ? — n'int ket bras.
penaos eo e ziouhar ? — re dreut int.

*Int* (sont) ; *re* (trop) provoque les mutations indiquées au n° 31 ; *a-walc'h* (assez) se place après l'adjectif.

82. Peseurt liou a zo d'e vragou ? — du int.
peseurt doare a zo d'e vantell ? — re striz eo.
peseurt stumm a zo d'e dog ? — uhel eo.
peseurt tres a oa d'ezañ ? — tres dereat.
peseurt ment a zo d'ezi ? — bras a-walc'h eo.

83. Brasoc'h eo ho marc'h eget va hini.
kreñvoc'h oun (*je suis plus fort*) eget va breur.
bihanoc'h eo va zad egedoun (*que moi*).
gwelloc'h eo da c'hoar egedout (*que toi*).
gwasoc'h eo e genderv egetañ (*que lui*).
yaouankoc'h eo he c'hoar-gaer egeti (*qu'elle*).
yac'hoc'h oa hor c'herent egedomp (*que nous*).
lartoc'h eo ho mignon egedoc'h (*que vous*).
n'eo ket kosoc'h o mestr egeto (*qu'eux*).

« Grand » se disant *bras*, « plus grand » se dira *brasoc'h* ; dans ce cas, « que » se traduit par *eget*.



84. Brasa marc'h a zo er barrez eo va hini.
kreñva den a zo en ti eo hor mevel.
setu amañ paotr bihana ar vro.
setu aze gwella buoc'h ar bagad.
ar plac'h-mañ eo ar yaouanka eus an ti.
ar paotr-se eo ar c'hosa eus ar skol.
ar vaouez-se eo ar gosa eus ar voure'h.
ar baotred-se eo ar gosa-holl (*les plus âgés de tous*).
ar merc'hed-se eo ar c'hosa-holl.

« Le plus grand », superlatif, se dit *ar brasa* ; on se contente parfois de dire *brasa*. Après l'article, le superlatif subit les mêmes mutations qu'un nom. — Noter *kosa* (le plus vieux), de *koz* (vieux) ; de même *kosoc'h* (plus vieux).
Le mot *plac'h* (fille) ne subit pas de mutation après l'article.

## EILVET DEVEZ WARN-UGENT

85. Poan a ra d'ezi lezel ac'hanoun.
plijadur a ra d'ezañ meuli ac'hanout.
keuz a ra d'in nec'hi anezañ.
truez a raje d'eoc'h gwelout anezi.
aon a rae d'ezo degemer ac'hanomp.
mez a ra d'ezi klevout ac'hanoc'h.
ne raje plijadur ebet d'eoc'h anaout anezo.

*Ac'hanoun* signifie « de moi », *ac'hanout* signifie « de toi », etc. Mais *lezel ac'hanoun* signifie « me laisser », *meuli ac'hanout* signifie « te louer », etc.

86. Mall a oa d'ezañ trugarekaat ac'hanoc'h.
C'hoant a zo d'in gervel ar re-se.
ezomm a oa d'ezi mont d'ar marc'had.
n'eus mall ebet d'in tabutal ganto.
n'oa c'hoant ebet d'ezañ labourat ganimp.
n'eus ezomm ebet d'eoc'h dont ganin.

87. Perak eo bet skrivet al lizer-se gantañ ?
perak eo bet lavaret an traou-se ganti ?
perak eo bet hadet ar greun-se ganto ?
perak eo bet lazet an dañvad ganeoc'h ?
perak eo bet trouc'het an tamm danvez-mañ ganti ?
perak eo bet serret an nor-se gant ?
perak n'eo ket bet karget ar voutailh-se ganto ?
perak n'eo ket bet digoret ar prenestr-se ganeoc'h ?
perak n'eo ket bet graet ar gwele ganti ?

88. Peogwir e oa ret d'ezañ ober.
peogwir e oa gwelloc'h d'ezi ober.
peogwir e oa gwelloc'h ganto (*ils préféraient*) ober.
peogwir e oa koulz d'in ober.
peogwir e oa poent d'ezi ober.
peogwir n'oa ket fall d'in ober.
peogwir n'oa ket ret d'ezo ober.
peogwir n'oa ket c'hoant d'in ober.
peogwir n'oa ket ezomm d'ezi ober.

## TRIVET DEVEZ WARN-UGENT

89. Perak oc'h bet o vale ken abred ?
perak oc'h bet o c'hoari en deiz all ?
perak out bet o labourat er mintin-mañ ?
perak out bet o chaseal dec'h da noz ?
perak eo bet o veaji er goañv-mañ ?
perak eo bet o vutuni adarre ?
perak n'int ket bet o selaou derc'hent dec'h ?
perak n'oc'h ket bet o tañsal disul da noz ?

*Oc'h* (vous êtes) ; *oc'h bet* (vous avez été) ; *out* (tu es) ; *out bet* (tu as été).



90. Plijout a ra d'in bale diouz ar mintin.
plijout a ra d'in c'hoari a-wechou.
fellout a ra d'in labourat kalz.
fellout a ra d'in chaseal diouz an noz.
plijout a ra d'ezañ beaji alies.
plijout a ra d'ezañ butuni eun tammig.
n'eus c'hoant ebet d'ezo selaou hennez ken.
ne ra plijadur ebet d'in dañsal eno.

Pour former un diminutif on ajoute *ig* à un nom : *tamm* (morceau), *tammig* (petit morceau) ; *eun tammig* (un peu).

91. Daoust hag ez eus gwin c'houz ? — n'eus ken.
daoust hag e oa dour c'houz ? — n'oa ken.
daoust hag e vo sistr c'hoaz ? — ne vo ken.
daoust hag emañ klañv atao ? — n'eo ken.
daoust hag e oa yaouank neuze ? — ne oa ken.
daoust hag e vo kemeret bremañ ? — ne vo ken.

On peut dire *e oa* ou *ez oa*, *ne oa* ou *n'oa*.

92. Koulz eo va morzol ha da hini.
keit eo va brec'h hag e hini.
keit eo Brest ac'han ha Douarnenez.
n'eo ket koulz ar butun-mañ hag egile.
n'eo ket koulz ar baner-mañ hag eben.
koulz eo an eil hag egile (*l'un et l'autre*).
koulz eo an eil hag eben (*l'une et l'autre*).
koulz eo an eil re hag ar re all (*les uns et les autres*).
n'eo ket keit ar vaz-mañ hag eben.
n'eo ket keit ar c'hastell hag ar vilin.

## PEVARVET DEVEZ WARN-UGENT

93. Pebez broz kaer a zo ganeoc'h !
pebez mouchouer lous a zo gantañ !
pebez gouriz brao a zo ganti !
pebez botou divalo a zo ganto !
pebez amzer fall a rae dec'h !
pebez glao spontus a rae bremaik (*tout de suite*) !
pebez sellou du a ra d'imp !

94. Pegen sioul eo an ti hizio !
pegen koant oa ar plac'h-hont !
pegen divalo oa gwreg hennez !
pegen skuizus eo bale dre amañ !
na (*combien*) teñval eo ar c'hoad en tu-se !
na hir eo an hent-mañ !
na gwir eo komzou ho mamm !

95. An amzer a zo ken brao ! — ken brao-se (*si beau que cela*) ?
an ti a zo ken bihan ! — ken bihan-se ?
ho mignoned a zo ken stank ! — ken stank-se ?
ar poull-se a oa ken doun ! — ken doun-se ?
ar voger a oa ken teo ! — n'oa ket ken teo-se !
ken skuiz oun bet abaoe ! — ken skuiz-se ?
ken ker eo beva ! — ken ker-se ?
ken marc'had-mat e oant ! — ken marc'had-mat-se ?
ken diaes e vo d'ober ! — ken diaes-se ?

*E oant* (ils ou elles étaient).

96. Amañ ez eus kement a dud ! — kement-se ?
eno e oa kement a drouz ! — n'oa ket kement-se !



kement a avalou a zo er bloaz-mañ !
kement a boan a oa gant ar vugale !
roget eo bet kement ! — ken roget-se ?
broustet eo bet kement ! — kement-se (*tant que cela*) ?
ken alies eo bet lavaret ! — ken alies-se ?

## PEMPVET DEVEZ WARN-UGENT

97. Kontit warnoun. — soñjit ennoun (*pensez à moi*).
fiziout a ran warnout. — arabat d'ezañ mont betek ennout.
kontit warnañ. — krogit ennañ.
fiziit warni. — arabat kregi enni.
arabat koueza warnomp. — sav betek ennomp.
n'eus ket da gonta warnoc'h. — diskenn a rin betek ennoc'h.
huchit warno. — it (*allez*) betek enno.

*Warnoun* (sur moi), *warnout* (sur toi), etc. — *Ennoun* (en moi), *ennout* (en toi), etc. — *Betek ennoun* (jusqu'à moi), *betek ennout* (jusqu'à toi), etc.

98. Sellit ouzin. — arabat tec'hout diouzin.
arabat sellout ouzit. — ret eo diwall diouzit.
sent outañ. — tec'homp dioutañ.
arabat komz outi. — kae (*va*) diouti.
arabat skei ouzimp. — it diouzimp.
arabat komz ouzoc'h. — arabat mont diouzoc'h.
arabat herzel outo. — arabat redek diouto.

*Ouzin* (contre moi), *ouzit* (contre toi), etc. — *Diouzin* (de moi), *diouzit* (de toi), etc.

Noter : *sellout ouz* (regarder) ; *senti ouz* (obéir à) ; *komz ouz* (parler à) ; *skei ouz* (frapper contre) ; *herzel ouz* (résister à) ; *tec'hout diouz* (fuir) ; *diwall diouz* (prendre garde à) ; *mont diouz* (quitter) ; *redek diouz* (quitter en courant).

99. Evit piou e reer se ? — evidoun.
evit piou e rez se ? — evidout.
evit piou e ra se ? — evitañ.
evit piou e raimp se ? — eviti.
evit piou e rae se ? — evidomp.
evit piou e rit se ? — evidoc'h.
evit piou e raio se ? — evito.

*Evidoun* (pour moi), *evidout* (pour toi), etc.
*E*, particule verbale, suit un adverbe ou un complément indirect ; *a*, particule verbale, suit le sujet ou le complément direct.

100. Chomit eur pennad em c'hichen (*près de moi*).
laka da vantell ez kichen (*près de toi*).
degasit eur gador en e gichen (*près de lui*).
arabat sponta dirazo (*devant eux*).
digorit an nor dirazomp (*devant nous*).
meulit va c'henderv dirazi (*devant elle*).
kempennit ar gwele dindanañ (*sous lui*).

POELLADENN

Evel a-raok.



# NOTENNOU

## KAZETENN LANDREGER

Abaoe eun nebeut sizuniou e kaver war bep niverenn eus *Le Journal de Tréguier* eur pennad brezonek tennet diouz *Gwalarn*. An Ao. A. Omnes, rener skol vrezonek Plouvouskan, a zo da drugarekaat evit an dra-se.

Pa gomzomp eus skol Blouvouskan, menegomp e vez kenteliet ar Yez bep yaou, e skol lik ar plac'hed, da 8 eur 45 evit ar plac'hed, da 10 eur evit ar baotred.

## « FEIZ HA BREIZ »

Souezet ha mantret omp bet o klevout ne oa mui an Aotrou Perrot rener « Feiz ha Breiz ». Ha kredi a ra d'imp ez eus meur a unan a vo bet souezet ha mantret eveldomp.

Spi hon eus e ouezo ar rener nevez mont piz war roudou ar rener koz. Ra heulio atao skouer hag aliou an Aotrou Perrot : ne c'hello ket ober gwelloc'h.

Fiziañs hon eus ivez ne vo ket kollet an Aotrou Perrot evit ar Yez. Chom a raio, evel bepred, ar Stourmer na gil rak den en e striv dizehan evit ar vro.

## « DOUJAÑS DA VREIZ »

Kaset eo bet d'imp reolennou ar strollad nevez. « *Doujañs da Vreiz* » a venn :

1. Nerzekaat an doujañs a zleer d'hor Bro Breiz.

2. Dizolei, pennaoui, notenni ha rei da c'houzout kement tra, anat ar pal enno da zisleberi Breiz, bro ha Brezoned, holl zrougoberiadou graet, pe dre gelaouenn, pe dre fiñvskeudenn, pe dre c'hoariva, pe dre skingomz.

« *Doujañs da Vreiz* », hag a zo ar varlen hec'h arouez, a zo enni diou gevrennad izili.

Goulenn ar reolennou klok digant ar Sekretour da c'hortoz : J. Mens, Boest-Post 45, Brest (K.R. 30.327, Roazon) ; priz : 1 lur 80.

## « AR VUHEZ KRISTEN »

Emeur o paouez kas d'imp diou niverenn eus « *Ar Vuhez Kristen* ». Ar gazetenn-se, ha n'eo ket anavezet mat a-walc'h marteze gant tud an emzao breizek, a zo moulet kaer, skeudennet koant ha skrivet en eur brezoneg eus ar reisa.

Setu amañ priziou ar c'houmanant-bloaz (12 niverenn) :

10 lur (koumanant a enor : 15 lur).

13 lur gant *Kenteliou Sant Fransez* (k. a enor : 16 lur).

Skriva da rener *Ar Vuhez Kristen*, Couvent des Capucins, Roscoff (K.R. 209-81, Naoned).

## « BREZONEG ER C'HENWERZ ».

An anoiou-mañ a zo da lakaat ouspenn e bodad-enor « Brezoneg er C'henwerz » :

Y. Bricler, merour « Stur ».

Ar vreudeur Caouissin, renerien « Ar C'hornboud ».



## DRE AR C'HELAOUENNOU

Lennet hon eus gant plijadur « *Ar Falz* » (eur pennad e galleg diwar-benn talvoudegez ar brezoneg) ; « *Kad* » (eur barzoneg bihan e brezoneg ; ar peurrest n'eo nemet galleg) ; « *Ar C'hornboud* », eil niverenn. War « *Breiz* » ez embanner « Pasion an Aotrou Krist », adaozet diwar « Burzud Bras Jezuz » ha « Divizou ar Pasion » gant an Ao. P. Bourdelles, eul labour a bouez evit hor c'hoariva.

## BODADEG E KEMPER.

D'al Lun, 10 a Veurz, ez en em vodas e Kemper tud anavezet evit o gred er stourm war dachenn kelennadurez ar yez vroadel. Deut e oa kannaded a-berz *Ober, Gwalarn, Ar Falz, Feiz ha Breiz, War-du ar Pal, Ar C'hornboud, Breiz, Brezoneg er Skol, Herberc'hti Yaouankiz Vreiz, Brezoneg er C'henwerz, Doujañs da Vreiz*, hag all. Studiet e voe an doareou da wellaat ar skoliou brezonek a bep seurt a welomp o tiwana stankoc'h-stanka e Breiz hag er-maez a Vreiz. An hent mat, a gredomp, eo d'ar Vrezoned aoza o-unan kelennerez ar brezoneg, hep gortoz re digant gouarnamant Paris.

## SKOL-VEUR AR BREZONEG

En niverenn-mañ e krogomp gant hor c'henteliou war ar yezou keltiek. Savet int en doare da veza lennet gant frouez ha plijadur, zoken gant ar re n'o deus ket c'hoant da zeski eur yez keltiek ouspenn ar brezoneg. Pal ar studiou keltiek amañ, d'hor meno, eo dreist-holl sklerijenna gwelloc'h ar Vrezo-

ned war istor ha perziou mat ar brezoneg. Setu perak e klaskomp, a-raok pep tra, keñveria hor yez-ni en hon « notennou » gant ar yezou kar d'ezi.

D'ar re a venn deski eur yez keltiek gant harp hor c'henteliou, e roomp eun ali : arabat beza nec'het gant traou na gomprenit ket sklaer da genta. Lennit hag adlennit pep pennad. Adskrivit anezañ en eur c'haier. Deskit ar geriou hag ar reolennou a c'hellit deski, ha na glaskit ket ober muioc'h.

## HOR GERIADURIG GALLEK-BREZONEK

Follennou diweza Geriadurig Gallek-Brezonek Roparz Hemon a vo moulet gant niverenn ar miz a zeu, hini miz Mezeven.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest    *Ar Merour* : Y. DREZEN

6

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)